WIKIPEDIA

# Skiant



**Krogit e-barzh !**
Un danvez pennad eo ar pennad-mañ ha labour zo d'ober c'hoazh a-raok e beurechuiñ.
Gallout a rit skoazellañ Wikipedia dre glokaat anezhañ (https://br.wikipedia.org/w/index.php?title=Skiant&veaction=edit).



Skeudennadur eus an TDN zo diazez an holl vuhez

Ar Skiant (eus al latin *scientia*, "anaoudegezh") zo ur reizhiad da zastum anaoudegezh zo diazezet war an hentenn skiantel. Ar skiant zo ivez hollad urzhiet an anaoudegezh gounezet dre an enklask-se.[1][2]. Ar skiant evel ma'z eo termenet amañ zo anvet a-wezhioù skiant glann evit lakaat kemm gant ar skiantoù pleustrek, a implij an imbourc'h skiantel da vastañ ouzh ezhommoù an dud. An tachennoù skiant a vez rannet etre daou strollad pennañ peurliesañ :

- Skiantoù ar vuhez, a studi an anadennoù naturel (en o zouez ar vuhez), ha
- skiantoù sokial, a studi emzalc'h Mab-Den hag ar c'hevredigezhioù savet gantañ.

Ar strolladoù-se a vod skiantoù arnodel, ar pezh a dalvez e rank an anaoudegezh a zastumont bezañ diazezet war anadennoù a c'haller evezhiañ hag a c'hell bezañ amprouet gant skiantourien all a labour er memes doare.[3].

Ar jedoniezh, a vez lakaet a-wezhioù en un trede strollad skiantoù anvet skiantoù furmel, he deus war un dro heñvelidigezhioù ha disheñvelidigezhioù gant skiantoù ar vuhez hag ar skiantoù sokial[4]. Heñvel int ouzh ar skiantoù arnodel abalamour ma renont ar studi diuntuek, urzhiek ha damantus eus un dachenn anaoudegezh ; disheñvel int abalamour d'an hentenn a dalvez da wiriañ an anaoudegezhioù hag a implij an a priori kentoc'h evit taolioù arnod[5]. Ar skiant furmel, a gaver enni ivez ar stadegoù hag ar boelloniezh, zo diziouerus d'ar skiantoù arnodel. An araokadennoù bras er skiantoù furmel o deus degaset alies araokadennoù bras er fizik hag e skiantoù ar vuhez. N'haller ket diouerin ar skiantoù furmel da sevel martezeadoù, damkaniezhioù, ha lezennoù [6], war un dro evit dizoleiñ hag evit deskrivañ penaos ez a an traoù en-dro (skiantoù ar vuhez) ha penaos e soñj hag en em zalc'h an dud (skiantoù sokial).

## Taolenn


**Istor ar skiantoù**

**Un nebeud skiantoù**

Notennoù
Daveoù
Levrlennadur
Liammoù diavaez

## Istor ar skiantoù

Sellet ouzh ar pennad Istor ar skiantoù

Ar "skiant" a oa stag ouzh ar brederouriezh en deroù. E-pad pell oa bet un obererezh poelladiñ a oa e bal displegañ kevrinoù ar bed dre implij ar poell. E diwezh ar Grennamzer e krogas ar skiant da zistagañ diouzh levezon an deologiezh ha diouzh hini ar brederouriezh. E-kerz hec'h istor eo bet rannet he zachenn etre danvezioù disheñvel evel ar matematik, ar gimiezh, ar vevoniezh, ar fizik, ar mekanik, ar vezegiezh, al louzawouriezh, ar steredoniezh, an ekonomiezh, ha kement zo ….

Hiziv ar skiant zo war un dro un doare da soñjal diazezet war nac'hadenn ar penngredennoù hag un imbourc'h urzhiek eus ar bed gant ar poell a-benn sevel un hollad anaoudegezhioù zo gouest da herzel ouzh rd an amzer hag ouzh ar burutelladennoù poellek. Ar skiant zo ivez hollad urzhiet an anaoudegezhioù-se, frammet e kelennadurioù hag e patromoù (da skouer : kelennadur an tredanwarellegezh e tredanerezh, kelennadur ar c'hinnig hag ar goulenn en ekonomiezh, ha kement zo).

## Un nebeud skiantoù

- Steredoniezh
- Bevoniezh
- Kimiezh
- Urzhiataerezh
- Ekologiezh
- Matematik
- Fizik
- Fiziologiezh

## Notennoù

1. "science" termenet gant geriadurioù disheñvel e "reference.com" (http://dictionary.reference.com/search?q=science)
2. Popper, 1959, p 3
3. Popper, 1959, p 20
4. Popper, 1959, p 3
5. Popper 1959, pp. 10–11
6. Popper, 1959, pp 79–82

## Daveoù

- Feyerabend, Paul K. 2005. *Science, history of the philosophy of.* Oxford Companion to Philosophy. Oxford.
- Papineau, David. 2005. *Science, problems of the philosophy of.* Oxford Companion to Philosophy. Oxford.
- Karl Popper, *The Logic of Scientific Discovery*, 1959, 2nd English edition, Routledge Classics, 2002, New York, ISBN 0-415-27844-9

# Levrlennadur

- Ur roll levrioù diwr-benn ar skiantoù (http://lipas.uwasa.fi/~ts/popsci.html)
- Baxter, Charles "Myth versus science in educational systems" (http://www.adihome.org/phpshop/pdf/articles/DIN_02_01_10.pdf)|
- "*Classification of the Sciences (http://etext.lib.virginia.edu/cgi-local/DHI/dhi.cgi?id=dv1-57)*". Geriadur istor ar mennozhioù.
- Cole, K. C., "*Things your teacher never told you about science (Nine shocking revelations!); Maybe you think that science is devoted to gathering and cataloging facts, and that scientists are a dull, dreary lot who don't know how to have fun. Maybe you should think again.*". Newsday, Long Island, New York, 23 Meurzh, 1986
- Krige, John, and Dominique Pestre, eds., *Science in the Twentieth Century*, Routledge 2003, ISBN 0-415-28606-9
- MacComas, William F. "The principal elements of the nature of science: Dispelling the myths" (http://earthweb.ess.washington.edu/roe/Knowability_590/Week2/Myths%20of%20Science.pdf)
- "Nature of Science" (http://evolution.berkeley.edu/evosite/nature/index.shtml) Skol-Veur mirdi paleontologiezh Kalifornia
- Obler, Paul C., Estrin, Herman A., *The New Scientist: Essays on the Methods and Values of Modern Science*, Anchor Books, Doubleday, 1962

# Liammoù diavaez

- Math and e-Science (http://www.lms.ac.uk/policy/2003/Mathsescience03.pdf)
- http://www.newscientist.com/
- http://www.sciam.com/

**E-levrioù**:

- "*GSCE Science textbook (https://en.wikibooks.org/wiki/GCSE_Science)*". Wikibooks.org
- National Center for Biotechnology Information Bookshelf (http://www.ncbi.nlm.nih.gov/entrez/query.fcgi?CMD=search&DB=books)

**Keleier**:

- Brightsurf (http://www.brightsurf.com) Keleier diwar-benn ar skiantoù
- Current Events (http://www.newscientist.com). New Scientist Magazine, Reed Business Information, Ltd.
- ScienceDaily (http://www.sciencedaily.com)

**Dafar**:

- The Vega Science Trust (http://www.vega.org.uk/) Eurioù video diwar-benn ar skiantoù, en o zouez prezegennoù skiantel (Feynman, Kroto, Davis, etc.), divizoù (nanoteknologiezh, GM, ha kement zo...), atersadennoù gant loreidi eus ar priz Nobel, dafar evit ar skolioù.
- United States Science Initiative (https://www.science.gov). Titouroù diwar-benn ar skiantoù dibabet gant ajañsoù gouarnamant ar Stadoù-Unanet.

**Skiant farsus**:

- Fun science experiments (http://www.stevespanglerscience.com/experiments/all) gant Steve Spangler
- Skiant farsus evit ar vugale (http://www.bayerus.com/MSMS/fun/index.html)
- ScienceMadeSimple Resources (http://www.sciencemadesimple.com/)
- Null Hypothesis—the Journal of Unlikely Science (http://www.null-hypothesis.com) skiant farsus
- Ennañ "goulenn digant un ijinour," c'hoarioù, enklaskoù er skolaj, ha dafar evit ar studierien ar gerent hag ar vistri (http://www.tryengineering.org)
- This Week in Science (http://www.twis.org) un abadenn radio a zikouez keleier ar skiantoù en un doare dichek a-walc'h.
- Raktres skiant evit ar vugale (http://scienceprojects4kids.net/) Raktresoù skiant aes ha plijus a c'haller aozañ er gêr gant e vugale.
- Ar skiantoù farsus : lakaat ar skiant da vezañ farsus evit an dud en holl oadoù! (http://sciencemadefun.org.uk)

---

Adtapet diwar « https://br.wikipedia.org/w/index.php?title=Skiant&oldid=1819557 »

**Kemmoù diwezhañ degaset d'ar bajenn-mañ d'an 8 Gen 2019, da 12:19.**

Gallout a reer implijout an testennoù zo dindan an Aotre-Implijout Creative Commons Dereiñ/Kenrannañ diouzh an hevelep divizoù; divizoù ouzhpenn a c'hall bezañ ivez. Gwelet an Doareoù Implijout evit gouzout hiroc'h.